# GWALARN

SEI CHONAGON

# *NOTENNOU AR GOUBENNER*

36

DU 1931

SEI CHONAGON

# *NOTENNOU AR GOUBENNER*

LAKAET E BREZONEG
GANT
ROPARZ HEMON

2

# Raklavar

« *Notennou ar Goubenner* », m'hon eus tennet diouto ar pennadouigou da heul, a vez sellet outo evel unan eus pennoberou lennegez Bro Japan, hag e c'heller o lakaat e-touez bamusa hag hoalusa levriou ar bed. Skrivet e voent e derou an unnekvet kantved, gant eur vaouez, Sei Chonagon, a oa plac'h a enor gant an impalaerez Sadako. Desketbras e oa Sei Chonagon, speredek, ha teodet-fall. Seul skedusoc'h e oa bet derou he buhez, seul deñvaloc'h e voe an dibenn anezi. Heulia a reas an impalaerez, bet dilezet gant he fried. Goude se ez eas da leanez. En diwez, war a lavarer, e rankas kantren da glask he bara, hag e varvas en dienez.

*Pa lennis al levr-se evit an dro genta e oan pemzek pe c'houezek vloaz. Va heuliet en deus abaoe bepred. E adlenn a ran da vihana eur wech bep bloaz. Ha m'em befe da zibab eun nebeut levriou da gas ganin e-kreiz eur gouelec'h bennak, e-touez an nebeut-se hen lakafen.*

*Va gwella am eus graet da drei ar pennadou da heul e brezoneg. Ne ouzon dare pe skeudenna a reont ar skrid japanek, pe ne reont ket. War am eus klevet, n'eus e bro Japan nemet eur bagadig gouizieien barrek da lenn « Notennou ar Goubenner ». En doare ma tle beza etre ar skrid koz ha*

*va zroidigez nouspet troidigez all, resis pe diresis, hep ma vefen gouest da c'houzout.*

*Ha padal, merzout a ran perziou dreist e stumm-skriva Sei Chonagon, a ra d'in soñjal e stumm-liva he c'henvroiz, — (anez e vefe ar stumm-liva-se a ra d'in faltazia stumm-skriva Sei Chonagon) : hec'h eeunded ouiziek, hec'h ampartiz da zisplega kalz e nebeut geriou oc'h implijout atao ar ger reiz, he blizidigez skañv ha difazi. Evit gwir, eun tammig re voan eo ar vouedenn meur a wech, eun tammig re vresk ar glorenn. Pa brederier avat ez eo labour eur vaouez, eul labour en deus treuzet ar c'hantvedou da zont betek ennomp ken beo, ken fresk, ken a-c'hiz-bremañ, e ranker chom sabatuet gant ijin ar vaouez-se, a zo bet trec'h d'an amzer, — ha d'ar pellder, peogwir e skiltr he mouez hizio war aodou pella ar C'huz-Heol. Tro he defe da lavarout adarre, evel ma ra ken alies : « pegen souezus ez eo ! »*

**R. H.**



## TRAOU DIBAOT

Eur mab-kaer meulet gant e dad-kaer.

Eur verc'h-kaer meulet gant he mamm-gaer.

Pinsedou-divleva arc'hant a denn mat ar bleo.

Eur mevel na gav ket abeg gant e vestr.

Eun den didech ha disi, yac'h a gorf hag a spered, berr-ha-berr, dinamm.

Tud o loja a-gevret, atao habask ha doujus an eil re ouz ar re all. Sed aze eun dra na weler ket nemeur.

Mirout disaotr al levriou ma eilskriver warno kontadennou, barzonegou, hag all.

## TRAOU A GOLL PA VEZONT LIVET

Ar jenofl.

Bleuniou-kerez.

Dremmou ar wazed hag ar merc'hed, pa vezont brao, a vez atao bravoc'h eget pa vezont livet en eur gontadenn.

## TRAOU A C'HOUNEZ PA VEZONT LIVET

Eur wezenn-bin.

Parkeier an dibenn-hañv.

Eur wenodenn roc'hellek war ar menez.

Ar garaned en oabl.

Ar c'hirvi war al leton.

Ar goañv yen-sklas.

Ar hañv tomm-grizias.

## TRAOU FROMUS

Da zibenn gwengolo pe da zerou here, mouez ar grilhed, ken gwan, ken gwan, ma ne ouzer dare, war-bouez selaou, pe o c'hlever pe n'o c'hlever ket.

Eur yar o pigosat he foñsined.

Ar glizennou lieslivek, a-ispilh, e-giz mein skedus, ouz beg geotennou rouestlet an diskar-amzer.

D'an abardaez, war lez ar stêr, an deliou bambouz flouret gant anal an aezenn-noz.

Dihuni da c'houlou-deiz.

Dihuni e-kreiz an noz. Fromus eo.

Daou garedig o pokat an eil d'egile, dre guz diouz an den a glask hẹrzel.

Da zibenn ar mizvez-loar, goude eun nozvez tremenet o kaozeal. A-daol-trumm ec'h en em ziskouez en oabl eur greskennig, disliv, disliv-kenañ, dihewel, o pignat goustad a-zioc'h ar run. Doaniusat, fromusat tra !

Eur geriadenn war ar menez, sebeliet-holl gant an erc'h.

Parkeier an dibenn-hañv, enno beleien goz o tibuna pedennou.

Eul liorz, enni lastez hag uhelenn-wenn o kreski mesk-ha-mesk.

Gwazed ha merc'hed kenedus meurbet, truilhou en-dro d'ezo.

Apoueilh eun ti, garlantezet-holl a houpez, skleur-arc'hant al loar fennet dre-holl, o sklaeria korniouigou dister, hag an aezenn o tremen, blot ha c'houek.



## TRAOU DIAEZUS

Kredi a ra d'eoc'h emañ eun den ouz ho koulenn. Redek a rit davetañ. Eun all eo a c'houlenne. Diaezus eo dreist-holl pa edo an den-se e soñj ober eur prof.

Tamall a rit unan bennak a vouez izel. Eur bugel, klevet gantañ kement hoc'h eus lavaret, a ya da flatra. Na diaezus ez eo !

Eun den, daerou en e zaoulagad ,a zispleg d'eoc'h eun darvoud ankenius-meurbet, ha n'hoc'h eus c'hoant ebet da ouela. Striva a ran neuze da enkrezi va ene, klask a ran eun daeraouenn e korn va lagad, ha peurliesa ne gavan ket.

## TRAOU SKEDUS HA GLAN

Listri ha traouachou porselen.

Tasou-metal nevez.

Plezennou-kolo nevez walc'het, sec'het ha kenweet.

Skeud treuzwelus an dour o tiskenn eus eul lestr.

Eun armel-brenn nevez.

Lotuz ar stank douret gant ar glao.

## AR FLEUT

Nag hoalus eo son ar fleüt a c'hoarier dre c'houeza war an tu a zo toullouigou ennañ. A-wechou e klever ar son boemus diamen, o tostaat goustadik. Dedenna a ra ar galon. A-wechou all ez eo tost ar son, ha pellaat a ra goude ; hen klevout a reer neuze a-bell-bras. ...ha strafuilhet-holl e vezan.

Ne vern penaos ez it, war droad, en eur c'harr, pe war varc'h, mat eo kas eur fleüt ganeoc'h. Ne ziaez ket ac'hanoc'h, e doun ar c'hodell pe kuzet en eur pleg eus an dilhad. N'he gweler ket. Pa ouzon e kas eun den e fleüt gantañ bepred, sur oun ez eo eun den blizidik. Pa anavezit an ton eo dreist-holl e vezit fromet. Klask a rit e adkavout. Bamusat amzer !

Er beure-mañ e kavan e-tal va c'hlouedenn eur fleüt chomet eno war-lerc'h eun den-a-lez. Na bourrus eo klask piou eo ar perc'hen ! Prederia a ran, ha neuze e ran va soñj. Paka a ran ar fleüt ake-tus. Kas a ran va matez da di ar paotr. Hañvalout a ra d'in ez eo eul lizer a gasan. Nag hoalus eo kement-se !

Son skiltrus ar sutell-gorz am hegas. Ne c'hellan e geñveria nemet ouz garm amprevaned an dilost-hañv, garm ar grilh. Atahinus eo a-dost. Ha pa c'hoarier fall warni, droug a sav ennoun ken na feukan.

Eñvori a ran eun devez-lid en Azeuldi Kamo. Eur plac'h yaouank, re abaf evit en em ziskouez d'an Impalaer, a c'hoarie flour war ar fleüt er skeud. Na dudius e oa an ton aonik-se ! Selaou a rae pep unan, evel dre huñvre. Dizale e stagas eur c'hoarier all da eila, didrouzik, an ton a c'hoarie ar plac'h. Bamet e oa pep kalon. Eur from a redas e-mesk ar genlidourien, hag e trivlias ar bleo war ar pennou, — zoken ar bleo kempennet en eun doare skoul-madellek ha gouiziek.

Neuze e teuas eun tolpad marellet a gorollerien



hag a sonerien davet an Impalaer. Eur weledigez hud e oa !

## TRAOU A ZISMEGANSER

Eun den re vat.
Eun ti o sellout ouz ar c'hreisnoz.
Eur c'hoziad re goz.
Eur plac'h hedro.
Eur voger-bri diskaret.

## TRAOU A LAKA STRAFUILH ENNOC'H

Ar vagig skañv, pa vez dirollet ar mor, a laka strafuilh ennoun bepred.

Eun deiz ez is e-barz eur vag da bourmen. Gwe-levi a rae an heol. Sioul e oa gorre ar mor, sioul-meurbet. Lavaret e vije bet danvez teo, glas-skañv. Piou en dije bet aon da vageal en deiz-se? Samou-raied yaouank va zi a roeñve en eur gana. Heson e save o moueziou a-us d'an dour. Laouen edon o tiskouez an arvest-se d'an uhelidi a oa ganin.

Kent pell, avat, e savas ar gwent hag e stagas ar mor da houlenna spontus. Taget e voen gant ar saouzan ha darbet e voe d'in sempla. Na risklus eo eur vageadennig !

Pa weler war ar mor eur vagig, e lavarfed eun delienn vambouz kaset-digaset gant an avel. Koroll-li, neui ha ruza a ra an delienn.

Pa welan maouezed paour o vont e-barz ar mor da vezina pe da besketa, p'o gwelan o stoui hag o

spluja, e lavaran ouzin va-unan, enkrezet : « Ha ma torrfe ar gorden a stag o dilhad war o dioulez ? ». Ra vo graet ar vicher-se gant gwazed, mat ! Merc'hed, avat, ne gomprenan ket. Ha merzout a ran neouac'h gwazed, azezet dibreder-kaer en o bagou o kana, tra ma labour ar merc'hed. Strafuilhet e vezan atao gant ar gorden-se, war var terri.

## TRAOU MANTRUS

Eur c'hi o harzal e-pad an deiz.
Eur gidell en nevez-amzer.
Eun dilhad ruz-bleuñv-kerez pa 'z eo aet ar goañv e-biou.
E kambr ar vaouez wilioudet eur bugelig maro.
Eur fornigell vihan, mouget an tan enni.
Eur blenier-karr o wallgas e ejen.
Eun den gouiziek n'en deus nemet merc'hed.
Unan o tont d'am zi, tra m'oun bet-me betek e di. Degemeret oun fall, tra m'eo-heñ degemeret mat-tre. Hegus eo.
Eul lizer o tont a ziwar ar maez, ennañ meneg ebet a brof na kelou souezus. Ma teufe al lizer eus ar gêrbenn, ne vefe ket ken displijus. Rak neuze, da vihana, e vefe ennañ eun danevellig dudius, bourrus, a-zivout tud al Lez.
Kas a rit da unan bennak eul lizer kempennet mat-tre. Gortoz a rit ar respont, ha ne zeu ket. Soñjal a rit : « souezus eo... » Neuze e teu en-dro al lizer, ho poa skoulmet ken mistr. Damouchet ha kousiet eo bet gant ar c'hannad a zalc'h anezañ en e zourn. Al linenn graet gant ar barrig-liva evit



e siella a zo diverket. Ar c'hannad a lavar : « ne oa den », pe c'hoaz, « n'eo ket bet kemeret en abeg d'eur c'hañv », pe eun dra bennak evel-se. Na doanius, na glac'harus eo !
Tra all. Kaset hoc'h eus eur c'harr da glask eur c'har pe eur mignon. Ar c'harr a zeu en-dro. An holl a red er-maez eus an ti, o lavarout : « emañ o tont ! » Hogen ar c'harr a ya rag-eeun er c'harrdi. Klevout a reer trouz ar brec'hiou o koueza. Petra 'zo erru ? Ar blenier a lavar : « ne oa nikun », pe « ne c'heller ket dont hizio ». Hag ez a kuit, ha netra n'eo deut er-maez eus ar c'harr, nemet an ejen !
Tra all c'hoaz. Eun deuñv yaouank a oa bet degemeret en tiegez. Gant trouz bras e oa bet embannet ar c'helou dirak an holl. Eun deiz, ne gaver mui an deuñv neblec'h. Pebez dismantr ! Lezet e oa bet da zarempredi eur vaouez eus ar Palez. E c'hortoz a reer koulskoude. En aner !
Eur vaouez hag a zo karget da ziwall eur bugel a ya kuit en eur lavarout : « ne chomin ket pell ». Ar bugel a c'houlenn ma teuy en-dro. Klask a reer e frealzi. Kemenn a reer d'ar vaouez : «distroit buan ». Respont a ra : « a-raok warc'hoaz n'hellan ket ». N'eo ket doanius hepken. Kasaus eo. Mantretoc'h c'hoaz eget ar bugel eo ar gwaz en doa goulennet digant e vignonez dont en-dro.
Gortoz a ran unan bennak, diwezat en noz. A-daol-trumm e skoer goustadik war an nor. Kas a ran da c'houlenn : « piou 'zo aze ? » Siouaz, bez' ez eo unan na c'hortozen ket, unan ha na ra netra d'in e welout. Mantrusat tra ma 'z eus !

Eur beleg, da argas an droukspered, a hej e orseledou hag e chapeledou, hag a ra jestrou bras en eur fraoñval evel eur grilh. N'eus netra, avat, arouez ebet o tiskouez e vije tec'het an diaoul. Tud an tiegez, paotred ha merc'hed, bodet en-dro d'ezañ, a sav disfiziañs enno. Ar beleg en em zifret hag a yud pedennou. Mann ebet. Neuze e tap krog adarre en e orseledou hag e chapeledou. Ne glask mui kas kuit an diaoul. Anzav a ra eo dic'halloud, evit ar mare. Skuiz eo. Bazailhat a ra. Lakaat a ra e vizied da dremen en e vleo. Skraba a ra e benn. En diwez ec'h en em astenn hag en em ro da gousket. Ne c'heller ket kavout kement-se brao.

Eur merour, hag a zo e spi beza anvet hep dale da c'houarner eur rannvro, a zo aloubet e di gant e vignoned hag an dud a ra an aluzen d'ezo, deredet a bep korn eus ar maez. Mont ha dont a ra ar c'hirri. En em dolpa a reer en-dro d'an azeulvaou a vo gweladennet gant ar gouarner nevez. Debri, eva, festa a reer e-kreiz al levenez. Lida a reer e verz-mat en a-raok. Koulskoude, betek beure deiz diweza an anvaduriou, ne zeu nikun da skei ouz e zor da gemenn ar c'helou mat. Emañ an holl o c'hedal. Gortoz a reer gourc'hemennou rakrederien ambrougadeg an uhelgargidi o deus graet an anvaduriou hag a zo war vont er-maez eus ar Palez. Ar servijerien, aet da glask kelou adal an derc'hent, a zeu en-dro brevet ha nec'het, o krena gant ar riou. Ar vignoned chomet en ti a laka evez da zerc'hel o zeod. N'eus nemet an dud diwar ar maez hag a aters : « peseurt karg en deus hor Mestr ? » Respont a ra ar servijerien, goapaus : « dic'houarner



ar rannvro-mañ-rannvro ». Ar re o doa bet fiziañs a gouez o meud en o dourn. Antronoz veure ez a kuit ar c'houlennerien a oa leun an ti ganto, an eil war-lerc'h egile. Darn a gont war o bizied ar rannvroiou a vo da rei a-benn bloaz. Mantrus eo !

Kaset hoc'h eus da unan bennak eur varzoneg, eus ar boemusa, war ho meno. Respont ebet. Mar deo eul lizerig a garantez ez eo gwasoc'h c'hoaz. Neuze da vihana e tleer respont eun dra bennak, ha pa ne vefe nemet displegadennou a-zivout « an amzer, a zo brao » pe ne vern petra evel-se. Dizereat eo menel hep lavarout grik.

Eun aotrou a c'hiz koz, hag en deus amzer da goll, o sevel barzonegou hervez ar stumm gwechall en enor d'eur plac'h yaouank-flamm, beo ha dilu.

Prederiet hoc'h eus pell amzer, ha kemennet hoc'h eus goude d'eur micherour a oa ampart, a grede d'eoc'h, ampartoc'h eget ar re all, ober eun aveler evit eur gouel. Dont a ra an deiz. Degouezout a ra an aveler : fichet eo ken divalo ma n'ho pije kredet morse !

Neb a ankounac'h rei eur gopr d'ar c'hannad a zegas d'ezañ eur prof, da geñver eur c'hanedigez pe eun disparti. Zoken d'ar re a zeu davedoc'h gant eun netraig dister e tleit rei eur pezig-mouneiz bennak. Eur prof dic'hortozet, soñjit, a ra plijadur atao. A-wechou e teu eur mevel d'ar red, e galon o lammat, o kredi en deus da seveni eur gefridi a bouez. Digeri a rit al lizer, ha n'eo netra. Ne roit mann d'ezañ. Mantrus !

Eun ti a zo bet degemeret ennañ eur mabeg abaoe

pevar pe bemp bloaz. Ha koulskoude n'eo ket poent c'hoaz aoza ar gambr-wilioud. Mantrus !

Eun den koz hag e wreg o voredi hag o venel kousket e-kreiz o bugale hag o bugale-vihan. Ar re-mañ o sellout outo, sebezet.

Kibella raktal goude dihuni : hegasus eo !

Glao o koueza diehan da zeiz diweza ar bloaz.

Gouestlet hoc'h eus yuna e-pad eur prantad hir, ha setu ma ankounac'hait eun deiz.

Eur vagerez hep laez.

Eun dilhad gwenn d'an eizvet miz.

## TRAOU MISTR

Eun dilhad gwenn war eun dilhad ruzik.

Pichoned an houad gouez.

En eur volenn vetal nevez, skourn fruket gant siroz.

Bleuniou glisin ha prun goloet a erc'h.

Eur poupig koant o tebri sivi.

## AR GAZEZ HAG AR C'HI

Kazez enorus an Impalaer, anvet Miobou-no-Omoto, a oa eur c'hoant a loenig, ha roet e oa bet d'ezi gant he mestr ar pempvet renk el Lez. Eun deiz e oa aet kuit eus hor c'hambr hag edo o kantren er-maez. Ar Plac'h a Enor a oa karget d'ober war he zro a c'halvas anezi :

— Amañ dioustu, pez divergont !

Hogen ar gazez ne rae van. Tommheolia a rae lezirek en eur astenn he skilfou.



Ar Plac'h a Enor, da ober aon d'ezi, a c'halvas ki an Impalaer, anvet Okinamaro :

— Okinamaro, pelec'h emaout ? Deus amañ buan ka krog enni, krog er gazez enorus !

Ar c'hi, o kredi e komze a-barfeted, a sailhas war ar gazez. Houmañ, spontet, a dec'has a-dreñv eur skramm, er sal-breja. Eno edo an Impalaer. Kemer a reas, souezet-bras, ar gazez etre e zivrec'h. Neuze e c'halvas tud al Lez ha Tadataka, skriver ar Palez. Gourc'hemenn a reas d'ezañ :

— Tapit krog en Okinamaro, hag karluit-heñ en Enezenn ar Chas dioustu !

Ar vevelien en em lakaas da redek war-lerc'h ar c'hi gant eur safar bouzarus. Evit ar Plac'h a Enor hag he doa atizet ar c'hi :

— Lemel a ran va fiziañs diouti, eme an Impalaer, ha terri a ran he c'harg.

Mont a eure ar Plac'h d'he c'hambr, da c'hortoz youl vat an Impalaer.

Kannet hag argaset e voe ar c'hi gant ar vevelien. Paour kaez loen ! Kement a lorc'h a oa ennañ o vale dre liorz an Impalaer ! D'an trede deiz en trede miz, pa oa bet degaset er Palez, garlantezet a haleg ha kurunennet a vleuniou pechez ha kerez, ne oa ket e gortoz eur seurt planedenn. Paour kaez loen, a veze atao en hor c'hichen e-pad ar predou !

Abaoe tri pe bevar devez edomp o soñjal ennañ hag o klemm anezañ, pa glevjomp, war-dro kreisteiz, yudadennou truezus. Pe gi a c'hellje harzal ha kestal ken kreñv ? War se e teuas eur mevel, hag a lavaras d'imp :

— Spontus eo ! Emañ daou ward o foeta ar paour kaez ki, a zo dare da vervel. Kanna a reont anezañ, peogwir eo deut en-dro d'ar Palez, goude beza bet harluet.

Truez a zeuas d'in, hag e kasis unan bennak da herzel. pa davas pep trouz. Ar mevel a zistroas hag a lavaras d'in :

— Talpet eo. Taolet o deus e gorf dreist ar voger.

D'an abardaez, tra m'edomp holl keuziet gant maro an aneval kaez, setu ma tostaas eur c'hi koeñvet-spontus, en eur grena.

— Daoust hag Okinamaro e vefe ? emezomp.

E c'hervel a raemp, hogen ne rae van. Darn eus ar Plac'hed a Enor a lavare e oa heñ, darn a lavare ne oa ket.

— It da glask Oukou, eme an Impalaerez. Hounnez a anaveze mat anezañ.

Oukou a sellas ouz ar c'hi, hag a lavaras :

— Heñvel eo eun tammig ouz Okinamaro. Hogen n'eo ket heñ an hini eo. Kalz re lous eo hemañ. Hag ouspenn, pa c'halvan anezañ ne zeu ket, e-lec'h dont lirzin davedoun. Lazet eo bet Okinamaro, hag e gorf stlapet dreist ar voger.

E-pad an noz e rojod boued d'ar c'hi divalo, hogen ne zebras ket. En diwez ec'h anzavas an holl Blac'hed ne oa ket d'imp ar c'hi-se.

Antronoz, beure-mat, ez is da gaout an Impalaerez da gempenn he bleo d'ezi. O sellout ouz he melezour, setu ma welas ennañ ar c'hi, souchet ouz troad eur peul.

— Siouaz, emezi, na trist eo beza kannet ha lazet Okinamaro ! Loen kaez ! Petra a c'hoarvezo gantañ er buheziou da zont ? Hep mar en deus gouzañvet kalz !



O klevout se, e stagas ar c'hi da grena ha da ouela dourek.

— Sur a-walc'h ez eo hemañ Okinamaro, emezoun, hogen ne gred lezel nikun d'e anavezout gant aon da veza kannet adarre.

An Impalaerez a lakaas ar melezour a-gostez, hag a c'halvas :

— Deus, Okinamaro, deus amañ !

Ar c'hi a skoachas en eur chilpat gant al levenez. An holl en em zastumas da welout al loen-se, a oa ken stag ouzimp. An Impalaer a zeuas, hag a lavaras o vousc'hoarzin :

— Betek eur c'hi hag a ziskouez kement a fealded !

Evel-se e voe pardonet Okinamaro ha deut mat adarre.

## TRAOU A ZIFORC'H

Yez eur gwaz ha yez eur vaouez.

Yez an dud izel : atao ez implijont re a c'heriou.

Yez eur boñz.

Eun druez eo lakaat eur bugel karet da vont da veleg ! Frouezus e c'hall beza ar vicher, evit gwir. Hogen, bez' ez eo kemer ar c'hrouadur kaez evit eun tamm koad. Bez' e rank an diskibl tremen gant boued treut ar binijenn. Ne dle ket, zoken hep ober a-ratoz, teurel eur sell etrezek ar merc'hed. Ma tesk argas an drouksperedou, krisoc'h c'hoaz e vo e vuhez. Ret e vo d'ezañ studia, pirc'hirina d'ar

meneziou santel, e-kreiz arnodou poanius. Ma teu da veza brudet e vo galvet a bep tu ha ne astalo ket. Ma van kousket, faezet gant ar skuiznez, e-tal eur c'hlañvour, e lavaror : « ne ra nemet kousket ! » Diaesat micher ! Gwir eo ne dalvez kement-se nemet evit an amzer gwechall. Bremañ e vezer boas da vont muioc'h war ar plaen.

## TRAOU SOUEZUS

Emaoc'h o naetaat eur grib. A-daol-trumm e torr.

Emaoc'h eun deiz en eur c'harr. Kavout a ra d'eoc'h ez eo kempouezet-mat ha pounner. Hogen trumm, troc'holia a ra. Na souezus eo !

Eur bugel o lavarout divergont-kaer traou mezus dirak tud a dlefe kaout doujañs outo.

Gortoz a rit a-hed an noz eun den a dle dont. Tarza a ra ar goulou-deiz. Ne zeu nikun. Dargudi a rit, daoust d'eoc'h, e-pad eur pennad. Tremen a ra eur vran o koagal : « Ka a a ». Ha setu ma spurmantit an oabl... an deiz o lugerni ! Souezus eo !

Lezet hoc'h eus eun dra bennak da goueza, eur voest, da skouer. Skigna a ra ar pez a oa e-barz tro-war-dro. Pebez souez !

Daou ziñs strinket war an daolenn a verk an hevelep niver. Gounezet em eus !... hogen unan bennak en deus troet eun diñs hep gouzout d'in.

Eun den o komz atao a-zivout traou n'anavez ket ha n'en deus gwelet biskoaz, hep lezel da gomz



an den a zo gantañ, hag en dije lavaret eun dra bennak a bouez.

Emaoc'h o tenna gant ar wareg. Klaoustre hoc'h eus graet da viza mat. Emaoc'h o krena, o krena... Tenna a rit koulskoude. Setu ma nij ar bir a-dreuz, war eun tu na c'hortozec'h ket... Souezusat tra !

## AR BECHEZENN

Eun deiz a viz genver e teuas an oabl goloet a gogus teñval. A-dreñv d'ar c'hogus, avat, e lugerne an heol, eun dudi hen gwelout. Dirazoun e oa eul lochennig dister en eur park dilezet, fraost, an douar anezañ o wagenna direiz. War an dachenn baour-se, ken doanius, e oa kresket eur wezenn-bechez fresk ha koant, he skourrou o tiskenn, glas diouz eun tu, teñvaloc'h diouz an tu all, gwisket mistr gant an daou liou-se. Lavaret e vije bet diou bastell livet-disheñvel eun dilhad.

Setu avat ar pez a welis :

Eur c'hrennard, kaer e vleo, gwevn e gorf, o teurel e sae seiz a-gostez, a bignas er wezenn. Edo unan eus e genseurted en traoñ, gwisket en eur sae skañv, warni eur c'himono ruzik-prun, botou plat en e dreid. Hag hemañ, o c'hervel e vignon kludet war ar wezenn, a hope :

— Ata ! kutuilh d'in eur skourrig koant, m'az ped.

Neuze e teuas eur bagad kouerien yaouank, d'ezo bleo kaer ivez, gwisket e kimonoiou roget, mous-tret, dislivet, hoalus-kenañ. Garmi a raent holl :

— Trouc'hit d'imp skourrou d'ober morzoliou-hud !

Hag e koueze ar skourrou evel glao eus lein ar bechezenn. Hag an holl heligenta da glask o zapout diwar nij. Na fentus e oa o c'hlevout o huchal :

— Hemañ d'in-me !... d'in-me !... d'in-me !

A-daol-trumm e teredas eur c'houer koz, gant bragou du, hag a lavaras :

— Me ivez a fell d'in kaout skourrou.

— C'houi a deurvezo ganeoc'h gortoz, eme ar c'hrennard kludet war ar wezenn.

O klevout se ez eas ar c'houer koz e kounnar. Ma stagas da horjella ar bechezenn kement ha ma c'hellas. Ar c'hrennbaotr e vleo kaer a gripe e-giz eur marmouz ouz kef ar wezenn hejet-dihejet gant divrec'h ar c'hoziad. Na bourrus e oa !

Seurt arvestou a welin, spi am eus, pa vo frouez er prunenned.

## TRAOU ARVARUS

Debri sivi en deñvalijenn.

Rei d'eur servijer nevez, dianav, traou a briz da gas da unan bennak.

Mamm eur boñz o chom hec'h-unan, o veza m'eo aet he mab da veva en digenvez e-pad daouzek vloaz war ar menez.

Eur poupig na oar ket komz c'hoaz, o wic'hal hag oc'h en em zifreta hag o teurel e gorf en a-dreñv, kentoc'h eget ho lezel d'e gemer war ho tivrec'h.



## TRAOU A RA D'EOC'H GOUELA

C'houeza e fri, ha komz goude.

Divleva e valvennou.

Debri sezo.

Goude glao, an takennou o kroumma korzennou-plant karget a vleuñv. Neuze e kouez an takennou, unan-hag-unan, hag ec'h adsav ar gorzenn en eun taol, evel dieubet gant eun dourn madelezus. Froma a ra va c'halon.

Klasket em eus komz gant tud all a-zivout kement-se. Selaouet o deus ouzin, seven, hogen dizeblant. Hag e choman gant va soñjou. Daoust ha n'eo ket iskis ?

## AN EIL HAG EGILE

Divizet o deus en em ranna, ober evel estrenien. Eun deiz ,dre zarvoud, e kejont an eil gant egile. Paotr pe blac'h, eun trivliad espar a sav en o c'hreiz. Pep hini a soñj : n'em anavezo ket. Striva a reont da venel dizeblant, dizeblant-mik. N'eo ket mezus : fromus-meurbet ez eo. An hini a oa gwechall karet, kehelet, dispar, n'en deus mui talvoudegez ebet evit egile. Penaos e c'heller evel-se kaout eun ene maro ? Ne gomprenan ket.

## TRAOU DIHUEDUS

E miz mae, ma 'z it d'ober eun dro war ar menez, souezou plijus ho pezo. Dour ar froudou bihan a

red e traoñ ar stankennou a zo treuzwelus ha glas. War ar glannou ez eus geot hir ha rouestlet, e-giz pallennou bihan. Dindan ar geot ez eus poullou dour sac'h, dizoun. Hogen pa lakait ho troad enno, e strink an dour betek ho penn, hag ez oc'h sparfet. Fentus eo.

Tremen a rit en eur c'harr war eun hent. Spinet oc'h gant skourrou ar gwez. Karout a rafec'h o faka, hogen nijal a reont kuit. Aet eo ar c'harr e-biou. Dipitus eo.

Emaoc'h en eur c'harr. Ar rod a vres louzeier c'houez-vat. Frond ar c'horzennou friket a zo ski-gnet gant an avel tro-war-dro d'ar c'harr e-pad eur pennad, hag ez a da get.

Pa vez tomm-grizias an hañv, an dud o tont evel spesou da aveli o fenn d'ar selin.

Kirri an uhelidi o redek helebini. Kirri all a dremen, hanter c'houzizet ar skramm-prenestr warno. Merzout a reer, luc'hedheñvel, eun dremm, pe ziou. Gouyen eo an avel a sav d'o heul. Pa sil ermaez eus ar c'hirri-se sonerez eur gitar pe eur fleüt, n'eus tu ebet da zisplega pegen boemus ez eo. Karout a rafec'h herzel anezo, lavarout : « n'it ket ken buan-se ! » Hogen tremen a reont, siouaz, o lezel war o lerc'h eur c'houezig sebezus, hini an oc'hen hag ar buoc'henned staget outo hag hini ar sugellou. Karout a ran ar c'houez-se, hag heñ iskis.

En nozveziou du, goulaouennou-tan koad-pin kirri kenta an ambrougadeg a lez eur stlejennad frond war o roudou, a red a-hed an aridennad-kirri a-bez. Bourrus-kenañ e kavan ar frond-se.



## AR ROUDOUZ

Pa splann al loar e vourran o treuzi ar stêr dre ar roudouz en eur c'harr stlejet gant eun ejen. Pep kammed a ra al loen, e torr ar gorre e-giz eun daolenn strink, ha neuze e vez strafuilhet an dour : houlennouigou arc'hant o redek an eil war-lerc'h eben en eur vervel. Kaer-meurbet ez eo.

## AR FALSTAMALLOU

Ar vrud a red ez eus bet eur gwaz o tremen an noz er Palez, ha n'en doa ket ar gwir da veza eno. Lavarout a reer eo bet lakaet war e benn eun tog ledan evit tec'hout e kuz abred diouz ar beure. Lavarout a reer ez eo eur paotr kenedek hag a zoare.

Ha me souezet. Klask a ran. Pe itron he deus miret ar mignon-se en he c'hichen ? Goulennata a ran an dud... Siouaz ! Petra 'glevan !... Lavarout a reer ez eo me an hini gablus ! War se e teu eur c'hannad da gas d'in eul lizer a-berz an Impalaerez, o c'houlenn eur respont raktal. Digeri a ran, ranell. Bez' e oa e-barz eun dresadenn : eun dourn krog en eun tog ledan-divent, hag ar c'homzou-mañ :

*Run-an-Tri-Zog-Ledan*
*Er ruzell-veure war ar menez...*

Ret e oa d'in respont, en eun doare resis ha doujus war eun dro, d'an Impalaerez a zo bet atao ken madelezus em c'heñver. Pebez trubuilh, pa 'z

eus brudou fall o redek ! Tresa a ris war eur baperenn eur gweledva roudennet a c'hlao, hag e skrivis dindan :

*Evel ar glao-mañ*
*E kouezo ar falstamallou.*

Ne glaskis ket en em zifenn en eun doare all. An Impalaerez a zisplegas kement-se d'ar Plac'hed a Enor en eur c'hoarzin forz.

## PERAK MONT E KOUNNAR ?

Ne gomprenan ket perak ez afe eun den e kounnar abalamour ma troukprezeger diwar e benn. Morse ne vez didalvoud an tamallou, hag an dud ne bismigfent ket, ma vefent dizeblant-krenn en ho keñver. A dra sur, lavarout droug n'eo ket mat. Hogen mirout droukrañs ouz ar re o deus kavet abeg ennoc'h a zo rei pouez da netra. M'em eus eun tammig karantez ouz an hini en deus va abeget, pe ne lavarin groñs, o soñjal en deus mennet ober vad d'in, pe e zigarezi a rin. Ne vern penaos, derc'hel a rin ar pez a soñjan em c'halon, ha ne rannin ger a-enep va mignon. Ma ne garan ket an hini en deus droukprezeget war va divout, hen talvezout a rin d'ezañ dre flemma anezañ dirak an holl. An holl a c'hoarzo goap d'ezañ, hogen me ne gounnarin ket.

## GWELEDIGEZ

Teñval eo ar gambr. Emañ eur vaouez, yaouank ha koant, kaer he bleo, o lenn eul lizer ouz skleur



eur regezenn diframmet diouz he glaouier. Letern na goulaouenn ebet. Tremen a ra ar vaouez yaouank, war al lizer a garantez, sked damruz ar c'hlaouenn-veo, hag a lec'h da lec'h e tigej ar geriou.

## SERRNOZI A RA

Serrnozi a ra. Ne welan ket ken da skriva pelloc'h. Echui a ran. Peuruzet eo ivez va barrig-liva.

Er skridennig-mañ em eus lakaet kement am eus gwelet gant va daoulagad ha merzet gant va c'halon. Lakaat a raio marteze meur a zen da vroc'ha. An notennou-mañ am eus savet, er gêr, pa vezen enoeet, n'eo ket evit o diskouez. O c'huzet em eus. Ne c'hellan ket bremañ mirout a ouela.

Setu amañ penaos e teuis da skriva an notennoumañ :

Eun deiz, breur an Impalaerez Sadako a ginnigas eur strobad paper gwenn d'e c'hoar. Houmañ a lavaras d'in :

— Petra a c'heller skriva war se ? An Impalaer en deus lakaet endeo eilskriva Istor bro Sina.

Respont a ris e karjen ober eur goubenner gant ar strobad paper kaer-se. An Impalaerez a lavaras d'in :

— Mat ! kemerit-heñ.

E implijout a ris neuze da skriva rac'h an netraigou-mañ, a gavor hep mar mibilius-meurbet : marvailhou fentus, marvailhou skouerius, merzadennou, barzonegou, va soñjou a-zivout ar gwez, an evned, an amprevaned, ha n'eo ket kement-se, evit

gwir, ken dudius hag e kreden. Ar re a lenno an notennou-mañ a welo piou oun, penaos oun bet desket ha desavet, ha pismiga a raint. Gwaz a se ! Skrivet em eus da dremen va amzer, hep urz na c'hoantegez, hervez ma teue em penn ar menoziou. Diarvar oun ez int kalz a-is d'ar skridou lennegel all. Padal, meur a hini en deus diskleriet e oant skrivet mat-kenañ. Ha n'eo ket souezus ?

Gellout a reot lenn em ene. Kavout a reot e veulan ar pez a abegit, hag e kasaan ar pez a briziit.

Diskouezet eo bet va notennou d'an dud. Eun druez eo !

# Notennou

## AR SIZUNVEZ VREZONEK

Eur sizunvez vrezonek, pe eun doare skol-hañv, a zo bet graet e dibenn miz eost, e Sant Gwaeg, gant eun nebeut tud yaouank. Biskoaz e Breiz Vihan ne oa bet gwelet kemend-all, tud desket oc'h en em voda da gomz brezoneg etrezo ha da studia ar brezoneg. Ar re a zo bet eno a zo hep mar e-touez ar re wella e Breiz. Bez' ez eo, d'am meno, darvoud pouezusa an hañv. Studia hag implijout ar yez, n'heller ober netra gwelloc'h evit hor bro en amzer-mañ. Ouspenn se, dre en em dolpa eur wech ar mare da labourat, e krouer eun doare buhez hag eur spered kevredigezel hag a ra diouer d'imp, a-skign ma 'z omp holl. pep unan kluchet en e dammig lochenn.

## AR SIMBOL

Teir Arnodenn ar Simbol a zo bet graet hevlene, unan e Paris (Bro-C'hall), d'ar 17 a viz mae, unan e Sant Gwaeg (Kerne), d'ar 27 a viz eost, unan e Brest (Leon), d'an 20 a viz gwengolo.

Setu amañ roll gwiriet ar re a zo bet kavet barrek :

1. *E Paris :*

An Ao. Roparz Aodig, Paris.
An Dim. Fant Rozec, Paris.

2. *E Sant Gwaeg :*

An Ao. Loeiz Andouard, Roazon.
An Ao. A. Keravel, Montroulez.
An Ao. Yann Delalande, Montroulez.
An Ao. Gwilherm Saout, Sant Gwaeg.

3. *E Brest :*

An Ao. Paol Ar C'horfa, Gwipavaz.
An Ao. Erwan Berthou, Sant Mark.
An Ao. Frañsez Kervella, Loperc'hed.

Degas a reomp da soñj e vez graet en Arnodennou ar Simbol gant an tri levr da heul : *niverenn 14* Gwalarn, *Istor ar Bed (levrenn genta), Sketla Segobrani (trede levrenn, pp. 59-117).*

Diwar ar c'henta a viz mezeven 1932, avat, e vo implijet : *niverenn 32* Gwalarn (*Diarmuid ha Grainne*), *Istor ar Bed (eil levrenn), Telenn Arvor ha Furnez Breiz, gant Brizeug.*

A-zivout ar Simbol, sellit ouz *Gwalarn*, niv. 15, p. 64, — niv. 16, p. 86, — niv. 17, p. 92, — niv. 18, p. 101, — niv. 19, p. 101, — niv. 22, p. 105. Bez' e c'hellit ivez goulenn *levrig ar Simbol* (priz : 10 gwenneg) digant merour *Gwalarn.*

## « AR BAGANIZ » E PLOUESKAD

C'hoariet eo bet « *Ar Baganiz* », pez Tanguy Malemanche, evit ar wech kenta e brezoneg, d'ar sul 23 a viz eost e Ploueskad. N'o doa ket bet ar c'hoarierien kalz amzer da zeski o roll, ha ne oant ket holl ken ampart ha m'o dije gallet beza gant muioc'h a labour. Unan hepken, an hini a oa Fant, a c'hoarias mat-tre e gwirionez. War a lavarer e c'hoarior « *Ar Baganiz* » adarre e-pad ar goañv. Fiziañs hon eus e tizo ar c'hoarierien ober kalz gwelloc'h, dindan renadur speredek ha kalonek an Ao. Toulemont.

## KELTIA

Degouezet eo ganimp kenta niverenn eur gelc'hgelaouenn nevez, *Keltia*, a venn beza eul liamm etre arzourien ha skrivagnerien ar broiou keltiek. An niverenn hon eus bet a zo moulet e saozneg. Eur mouladur gallek a zo ivez. D'imp-ni, Breiziz, ne zegas an niverenn genta netra nevez. Gortozomp an eil eta evit barn.



## ISTOR BREIZ

War *v-Breiz* e vouler bep sizun eur pennad eus « *Istor Breiz* » an Ao. Poisson troet e brezoneg unvan, ha troet mat-kenañ.

## EUL LEVR NEVEZ

Menegomp eul levr nevez, hogos holl e galleg, *La Chanson des Siècles Bretons*, gant C. Le Mercier d'Erm. Fellout a ra d'an oberour proui ez eus bet eun emskiant vroadel e-touez ar werin e Breiz, oc'h en em zisplega er barzonegou hag er c'hanennou-pobl. Ne ouzon ket, avat ha n'eo ket ar c'hontrol en deus diskouezet.

## AR GOUEZELEG EN ALBA

Hervez niveradur diweza ar bobl, graet hevlene, ez eus e Bro-Skos 137.149 a dud o komz gouezeleg. Bez' ez eo 13,6 dre gant nebeutoc'h eget dek vloaz 'zo. Abeg an diskenn a vefe dreist-holl an divroerez d'ar Stadou-Unanet ha d'an Trevadennou.

## BREZONEG AR VUGALE

Setu amañ roll ar profou hon eus bet e miziou gouere, eost ha gwengolo :

An Ao. Clisson : 25 l. — An Ao. Vallée : 50 l. — An Ao. Dussaix : 20 l. — An Ao. Patry : 10 l. — Eun nebeut merc'hed yaouank a Zouarnenez : 50 l. — An Ao. Pichon, Miliana : 10 l. — An Ao. Baron : 10 l. — An Ao. Morin de Linclays : 10 l. — An Ao. G. B. Kerverziou : 10 l. — An Ao. A. Michel : 3 l. 50 — An Ao. Henaff : 35 l. — An Ao. E. des Déserts : 70 l. — An Ao. E. Berthou : 4 l. — An Ao. Tinavel : 20 l. — An Ao. J. de Quelen : 5 l. — en holl 332 l. 50.

Setu amañ roll al levriou kaset :

Kastellin : 37 l. 50 — Da skigna e Bro-Leon : 60 l. — Brieg : 78 l. — Larred : 13 l. 50 — Pleveur-Bodou : 22 l. 50 — Dirinon : 10 l. — Sant-Brieg : 5 l. — Perroz-Gwireg : 10 l. — Trestraou : 5 l. — Boutillerie-lez-Amiens (Bro-C'hall) : 65 l. — Paris (Bro-C'hall) : 14 l. — Saint-Barthélémy d'Anjou (Bro-C'hall) : 10 l. — Lokentaz : 5 l. — en holl : 335 l. 50.

D'ar c'henta a viz here e chome e kef *Brezoneg ar Vugale* : 4.474 luriad.

Eur meneg a enor a zo dleet d'an Ao. Boisecq, a labour gant kalon da zastum arc'hant evit ar c'hef en Algeria, ha d'an Ao. des Déserts, en deus labouret kalz da skigna levriou e-touez ar vugale e-pad an hañv. D'ezo ha d'an holl donezonourien, trugarez.

**ROLL-DIFAZIA**

Faziennou a zo chomet en hon niverenn diweza, hini « *Ar Baganiz* ». Setu amañ roll ar pouezusa anezo :

P. 5 ha p. 53, lenn *ARVEST* e-lec'h *AVERST*.

P. 12, 6-vet linenn, lenn *pa zeu* e-lec'h *pe zeu*.

P. 78, 11-vet linenn, lenn *daou lesano 'zo d'in* e-lec'h *daou lesano d'in*.

P. 111, 4-e linenn, lenn *pinvidik 'oa* e-lec'h *pinvidik eo*.

**TRUGAREZ**

Hon niverenn diweza, hag hi o talvezout evit daou viz, a zo kalz tevoc'h eget diou niverenn lakaet a-gevret, dre largentez unan eus hor mignoned a Bloueskad, en deus roet d'imp eur prof a zoare evit moula.






Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon — *Ar Merour* : Y. DREZEN.

